# Relation Truezus

*Composet var sujet preizerez, muntr cabiten ar vatimant hanvet an Alexandr eus a Vourdel; muntr al letanant; muntr ar mestr eqipach, hac eus a bêvar martolod; laeronciou, pillach, ha fausseres paperiou ar vatimant, erruet en Indes sao eol, ar 27 eus a vis Du 1837.*

Var ton ar *Plach libertin.*

Me ho ped a galon, Speret a Sclêrijen,
Da deurvezout hirio cundui va fluen,
Evit ma ellin donet d'am broïs da ziscleria
Crimou eüzus meurbet a rei d'an oll crena.
Mar deo douç rei d'anaout an actionou vad,
O comz eus a grimou e zeus goal galonad.
Carômp bepret ar vertuz, bezomp oll güir gristenien,
Ha detestomp ar c'hrim hac an oll vuntrerien.
C'houi, martoloded paour, custum ouz an danjer,
Oblijet da stourma enep ar goal amzer,

Diouc'h tempest, diouc'h ar rec'hier, ha diouc'h
ar môr furorus,
Etoues an oll fourgass lepret qer danjerus.
Gantur gourach ardant, en amzer ar brezel,
C'houi a gombatte ferm hon enemiet mortel;
Er fonç eus ar pontoniou, coulz evel er prisoniou,
E vouiec'h, vit ho pro, souffr pep seurt tourmantchou.
Mes bremâ neo qet se a drugare Doue
A ranqit da zivoal evit ho surete;
Diouz a vuntrerien e zeo, pere na sonjec'h biqen
A vije n'em rentet james da vourrevien,
Sellaouit, Bretonet, dreist oll c'houi, tud a vôr,
Recita torfejou deus ar brassa horror,
Coumettet dre an arrach demeus an ambition,
Ha dre an ancounac'h eus ar Relijion.
Daou vloas so e parti demeus a guer Bourdel
Ur vatimant carguet a draou a bris huel,
Evit qær Batavia; en Indes eus a sav eol,
Dre amzer gaer ha joa deus an eqipach oll.
An eqipach-se voa demeus a zeitec den:
An autrou Louis Bouët, voa qenta cabiten;
Benead Marsaud, eilvet. Un dranqilite barfet
A rene en o zoues, hep sonch e nep torfet.
Goude beza güerzet an oll varc'hadourez,
E carg ar vatimant hep dale a nevez
Demeus a draou brecius a dallie daou c'hant
mil scoët,

E qemerjont ar môr hac int contant meurbet.
An dalvoudeguez vras demeus ar gargueson
A laqa en Marsaud ur goal ambition;
An diaoul deu d'e denti hac a laq en e speret
En em ampar a dout, neus fors dre bez torfet.
Formi ra ur c'homplod hac en em laq er penn,
Hac e choas consortet evit dont d'e zifen.
Qerqent en em glevjont ta, hac ebars en un instant
En em rentjont mestrou demeus ar vatimant.
Arrêt, den miserabl! ha sonch eus un Doue
Pini a bunisso da oll grimou un de.
Mes Marsaud oll furoret hac en un arrach euzus,
En em decid d'ar c'hrim, allas! ar maleurus.
Ar paour qèz cabiten a servich var ar pont,
Gant an drous a glêvas a voe carguet a spont;
Marsaud a zaillas varnàn, gant darn eus e consortet,
Evel tud furius, hac er môr voe tolet.
Ar spouron, ar revolt a zo en un instant
Etre'r vartolodet ebars er vatimant:
Pelec'h ma hor c'habiten? a gri e darn a ur voez;
Rentit anezàn deomp, hor mignon eo ennez.
Inutil e zeo comz eno deus ar bourreo:
Nep rêson vad ebet en nep fêçon na gleo;
Vel ul leon arrajet, Marsaud, hep misericord,
A stlap al letanant gant furor dreist ar bord.
O clasq dont da essât savetat e vue,
En em dalc'h ouz qerden ar vatimant neuze;

Mes ar furius Marsaud a ras dezân discregui,
Hac en tolas ive er môr evit beuzi.
Neuze e gonsortet a zaillas var un all,
Pini laqe eves eus o desseignou fall;
Mes evelan daou gueuta, en despit d'e oll gourach,
Eo strinqet bars er môr... Doue pebes arrach!
Ar mestr Herve erru, armet eus ur gontel,
Evit clasq derc'hel penn demeus an dud rebel,
A zo qerqent assommet a daliou cros pistolen
Ha tolet bars er môr gant an dud inhumen.
Ar pautr yaouanc Dosset a zo neuze galvet
Vit servich da bastur bars er môr d'ar pesqet.
» Pardon! pardon, emezân; ah! roit din an amzer
» Vit ma scrifin d'am zad va diveza lizer... »
Nan, nan, eme Marsaud, inutil e zeo ze:
Te yel gant ar re all da fonç ar môr ive.
Ar buguel paour zo stlapet neuze ebars er môr don,
O c'houlen ouz Doue e venediction.
Un all en deveus bet ivez ar memes fin,
Dre urz an den barbar hac infam assassin.
Cetú ta e'hoec'h den beuzet, dre urzou an den hagar:
Fremi a ra dre oll ar môr hac an douar.
Ne oun penos n'eo deut an tân demeus an ee
Da bullue'hi eno autor ar c'hrimou-se!
O justiç ouz un Doue! penos oc'h eus permettet

Da guement a grimou beza accomplisset ! ..
Stoùomp dirac justiç ar Vajeste divin :
Abred pe divezad ar c'hrim en devo fin,
Ma n'eo qet ar c'hriminal scoet gant justiç ar
bed ,
Ar Barner Souveren certen n'er manco qet.
Marsaud , barbar Marsaud ! poursu , poursu
da rout....
Bâr eo da oll grimou ! dorn Doue zo varnout !
Na elles mui achapi ouz rebech da gousciànç ;
A fonç ar môr e sav ar c'hri : Venjanç ! ven-
janç !
O Doue, va C'hrouer ! penos ellout compren
En deus ellet Marsaud dont da veuzi seiz den !
Ret e vije counnaret dre valiç an drouc-speret,
Vit dont da goumetti qeulies a dorfet.
Sonjal a ras qerqent , en e gonclusion ,
Douet da bartaji neuze ar garguezon ;
Mes an disput o devoe, o rentas adversourien ;
N'eljont en em entent en nep fêçon a grén.
Erruet en Newport d'an devez eus ar zul ,
E rencjot mont da gaout an autrou Viç-Consul ,
Pehini , dre e furnes hac e vras attantion ,
En em douetas diouc'h-tu demeus an drahison.
Neuze e gonsortet , po deveus se gouezet ,
A zo prest ha buan qerqent oll achapet ;
Mes goude'r certen amzer, Raymont, unan aneze
Zo digasset da Vrest ha barnet goude-se.
Arrêtet voe Marsaud, digasset neuze prest

Evit beza barnet er guær demeus a Vrest.
Bars ar memes batimant e voa calz eus a destou,
A ras anavezont eno e oll grimou.
An testou zo clêvet, hac o deus deposet
Sclêr mad d'ar barnerien qement voa erruet :
Marsaud meurbet effrontet ha carguet eus a
vombanç,
A voa terrubl hardi ha leun a arrogançç.
Inutil e zeo dit faussi da baperiou ;
Var da faç e veler gravet da oll grimou :
Unan c'hoas a vanqe did ; beuzi res da vouir
vignon,
Au torfetour Gording, ar joa en da galon.
Herves an testeni, Raymont zo bet cavet
Nebeutoc'h criminal, hac e zeo condaonet
Da dremen e oll vue ranfermet en ur prison,
Da laqat ar remors d'antren en e galon.
Ar c'hoezec a vis meurs eo Marsaud condaonet
Gant tribunal a Vrest da veza dibennet
Var blacen vras ar C'hastel, da rei sqüer da
bepini
Var moment diveza ar c'hriminal impi.
Qerqent m'eu deus gouezet e voa bet con-
daonet,
Ar remors en e greiz a zo bet antreet,
O clasq hasten e vuez en deveus bet rappellet,
Mes ar sctanç zo bet en antier qendalc'het.
Cetu eta an den leun a ambition,
Goude é oll grimou treantet e galon !

Oh! Marsaud, muntrer infam, evit da grimou
euzus,
Te a renco eta souffr ur maro mezus!
D'an deg eus a vis mae, abardaes o veza,
Voe lennet e arrêt en e brison dezâ.
Qerqent en em interroch, hac e sant en e galon
Ar c'hoant da gaout sicour eus ar Religion.
Laqat a ras pedi an Autrou Graveran
Person a Sant-Louis, dont da gaout anezâo.
Ar person vertuzus-mâ gant hast zo eu em
rentet
Da gonsoli Marsaud, a voa dija semplet.
Goude m'en deveus bet ar gonsolation
Da receo ar sicour deus ar Religion,
Ar person a ro dezân ar grucifi da boqat,
Qerqent Marsaud a zant e gourach o creuvât.
En eur boqat d'ar groas, Marsaud ar ma-
leurus,
A grie gant glac'har : pardon, pardon, Jesus!
Me zo ur muntrer inffam; m'ho ped, deut d'am
pardoni
E faveur ar maro e zàn da anduri.
Rentet e traou'r chaffod, e poqas c'hoas d'ar
groas,
Ha demeus ar person neuze e tristroas,
Evit e drugarecat demeus an oll vadeles
En devoa deurvezet caout vit ur pec'her qes.
Pa bign var ar chaffod eo meurbet estonet
O velet un nombr bras a dud eno rentet.

Ractal n'em ro d'ar bourreo ; emedi en e bouvoar :
E benn zo diruillet qerqent var an douar.
Justiç'an dud a zo eta accomplisset ;
Ar victimou, ar môr a zo bremâ venjet.
Er guis-se ec'h echuo atao an oll vuntrerien :
Abred pe divezat ec'h erru o zermen.
Ur bobl immanç a voa var blacen ar C'hastel
Evit guelet Marsaud o tonet da vervel.
Goaset, gragnez, bugale, voa en em gavet eno :
Pebes arvest horrubl voa qementse dezo !
C'houi, tadou ha mamou pere neus bugale,
Elevit aneze ebars doujanç Doue :
Grit ma carint ar vertus, ma cassaint ar c'hrimou,
Hac e vezint eurus ar rest eus o deiziou.
Goulennomp ouz Doue d'hor guenderc'hel bepret
En hon Religion, exant a bep pec'het,
Evit ma teuimp un deiz, goude hor poan, da repôs,
Gant an oll re eurus e gloar ar barados.

**Fin.**

---

E Montroulez, e ti LÉDAN, e traon ru ar Vur.

